R. Eit mâguein bun ineaneu.

**G. Ha ni e zeli adorein hur Salvér Jesus-Chrouist idan en apparanceu ag er bara hac er gûin?**

R. Ya, rac m'en dé gûir Doué, hâ m'en dé presant én effed idan en apparanceu-zé.

**G. Petra e antandet-hui dré en apparanceu ag er bara hac er gûin?**

R. Er péh e gouéh idan er squêndeu, èl m'en dé er figur, el lihue hac er houst.

**G. Penaus é vé laqueit corv ha goaid hur Salvér Jesus-Chrouist idan en apparanceu ag er bara hac er gûin?**

R. Dré er guirieu ag er Consécration e brononce er Béléc é hanhue Jesus-Chrouist.

**G. Petra e hra er guirieu ag er Consécration?**

R. Changein e rant er sustance ag er bara ér sustance a Gorv hur Salvér, hac er sustance ag er gûin ér sustance ag é Hoaid.

**G. Penaus é me hanhuet er changemant-cé?**

R. Hanhuet-é transustantiation, de larèd-é, changemant ag ur sustance én ur sustance aral.

**G. Men en hum hrea er changemant-cé?**

R. Ér Sacrefice adorabl ag en Overen.

## QUENTEL PUEMVÈD.

**Suit ag er Secremant eg en Autær.**

G. Petra-é er Secrefice eg en Overen?

R. Er Sacrefice ag er Groéz offret a nehué, én ur fæçon ne vé quet a boaid scùillet.

G. Perac é laret hui é ma en Overen er Sacrefice ag er Groéz offret e nehué?

R. Rac én eil bac éguilé en hum gav er memb Sacrificatour hac er memb Hosti, dré ma hum offr Jesus-Chrouist ar en Autær dré zeourn er Bélèc, quer gùir él m'en dès hum offret ar er Groéz.

G. Hac er memb Corv en doé hur Salvér ar en doar e zou er Sacremant eg en Autær?

R. Ya, er memb Corv e zou bet conceuet étré digosté er Huérhiès glorius Vari, e zou bet crucefiet, bac e zou ar un dro én Nean hac ar hun Autérieu.

G. Hur Selvér Jesus-Chrouist hào ean zou én ol Hostieu e gonsacr er Bélèc?

R. Ya, é ma antiér é peb Hosti.

G. A pe dorr er Béléc en Hosti, heo ean e dorr ehué Corv hur Salvér?

R. Nepas, ne dorr meit en apparanceu ag er bara.

**G. Gondé ma vé torret en Hosti, Corv hur Salvér hac een zou tout antiér é peh péh e hellér guélet eg en Hosti?**

R. Ya, quen antiér-é é peb péh ag en Hosti, èl ma oé én Hosti quênt bout torret.

**G. Gosid hur Salvér hac een zou guet é Gorv, idan en apparanceu ag er bara, hac é Gorv guet é Hoaid er halice?**

R. Ya, dré compagnoneab, rac èl m'en de bihue hur Salvér, ne hell quet bout Hoaid hemb é gorv, nac é gorv hemb é Hoaid.

**G. A pe guemnniet, ha hni e receu hur Salvér Jesus-Chrouist én antiér?**

R. Ya, er ré e réceu idan en apparanceu ag er bara hemb quin, e receu Corv ha Goaid hur Salvér, quer gùir èl ma oü receu er Bélèc, péhani e guemunie idan en apparanceu ag er bara hac er gùin.

---

## QUENTEL HUÉHVÉD.

### Ag er Bénigen.

**G. Petre-é er Sacrémant a Bénigen?**

R. Ur Sacremant dré béhani en hur

bé er remission ag er pébedeu bun nès commettet goudé er Vadient.

G. De bihue é ma necessær er Secremant-men?

R. D'er ré en dès péhet marbuélemant goudé ou Badient.

G. N'en dès chet moyand erai eit bout pardonnet ag er péheden marbuel commettet goudé er Vadient?

R. Hellein e rér bout pardonnet a nebai dré un Act a Garanté, pé a Contrition parfæt, guet en desir de govessat quentéh èl ma cavehér en occasion.

G. Ha necessær-é er Secremant-men eid effacein er pehedeu Vénïel?

R. Nepas, é nellein e rant bout effacet dré en œvreu mad, èl m'en dé dré er béden, er yun, hac en alézon : mæs un dra forh pourfitabl-é eit er benitandèd covessat er péhedeu-zé.

G. Pihue e hell rein er Secremant-men?

R. Ne vern péb Bélèc, meit ma vou approuvet.

G. Pet parti zou ér Bénigen?

R. Tair : er Gontrition, er Govézion hac er Satisfaction.

## QUENTEL SEIHVÉD.

**Suit ag er Béniged.**

**G. Petra-é er Gontrition?**

R. Ur hæ ag er galon hac ur haz doh er péhedeu commettet, guet. ur volanté ferm n'offancehér mui en Eutru-Doué.

**G. Pet sort Contrition zou?**

R. Deu sort : er Gontrition parfæt, hac er Gontrition imparfæt, e hanhuér Attrition.

**G. Petra-é er Gontrition parfæt?**

R. Ur hæ en dès un dén en dout offancet Doué, rac m'en dé un Doué infinimant mad, infinimant dign de vout câret, ha rac ma tisplige er péhèd dehou.

**G. Petra-é er Gontrition imparfæt?**

R. Ur hæ en dès un dén en dout offancet Doué; hac e za ordinerement ag er méh en dès ag en dout commettet er péhèd, pé ag en dougeance en dès a boénieu en ifuern.

**G. Er Gontrition imparfæt hac hi e hell obtenein d'amb er Sacramant a Béniged er remission a hur péhadeu?**

R. Ya, meit ma forhannou a hur halon er volanté de héhein, ha ma hum ga-

vou guet-hi ur hommancemant a garanté doh Doué, consideret èl er vàmen ag én ol santeleah.

**G. Petrà-é er Govézion?**

R. Un accusation humbl, splan ha fidel e hra un dén ag é ol béhedeu, d'ur Bélêc approuvet, én intantion ag en dout en assolven a nehai.

**G. Hào obligat-é un dén d hum accusein ag é ol béhedeu marhuel?**

R. Ya, mar manq, dré é faut, a hum accusein a unan bemb quin, ne receu quet er pardon ag er réral, hac open éan e bra ur sacrilége.

---

## QUENTEL EIIVÈD.

### Ag er Bénigen.

**G. Patra-é er Satisfaction?**

R. Er réparation ag en offance groeit de Zoué ha d'en Nessan.

**G. Hà ret-é, eit gobér ur Govézion vad, en dout er résolution d'hobér satisfaction de Zoué ha d'an Nessan?**

R. Ya, hemb er résolution-zé ne receu dén er remission ag er béhedeu.

**G. Panaus é hellamb-ni gobér satisfaction de Zoue ér vuhé-man?**

R. 1° É accomplissein erhat er bénigen

en dès reit t'emb hur Hovézour. 2° É receu guet aboeissance hac a volanté vad er poénieu e arrihue guet-n-emb a berh Doué. 3° É pratiquein en œvreu a satisfaction, péré zou er beden, er yun hac en alézon. 4° Dré en Indulgeanceu.

G. Hac obliget vér d'accomplissein er bénigen e ordrenn er Hovézour?

R. Ya, péhein e hra pihue-benac e vanq, dré é faute, a hé accomplissein.

G. Petra-é en Indulgeance?

R. Er remission e ra en Ilis ag er poénieu temporal a béré er péhour e hum gav ordinæremant deléour goudé en dout receuet er pardon ag é béhèd ér Sacremant a Bénigen.

G. É péb disposition é teliér bout eit gouni en indulgeance?

R. Red-é bout é stad a hræce Doué hac en dout ur gùir desir d'hobér satisfaction de Justice en Eutru Doué.

G. Petra zou ret gobér eit gouni en Indulgeanceu?

R. Red-é accomplissein perhuéh mad er péh e ordrenn en Ilis.

G. Hac bellein e rér gouni Indulgeanceu eid en Ineaneu ag er Purgatoér?

R. Ya bout zou indulgeanceu e bermet en Ilis gouni aveit-hai, én ur hobér én ou intantion en œvreu ordrennet.

## QUENTEL NAUVÈD.

### Ag en Nouïen.

**G. Petra-é en Nouïen?**

R. Ur Sacremant instiluet eit soulagemant inean ha corv en dud clan.

**G. Péh græceu e re d'emb er Sacrement-men?**

R. Tair principalemant. 1° Effacein e hra er rest ag er péhedeu, hac er péhedeu memb, mar dès hoah ur ré henac d'effacein. 2° Ean e ra secour énep de dantationeu en diaul ha d'er sconteu ag er marhue. 3° Ean e ra er yéhaid d'er horv, a pe juge en Eutru Doué é ma mad ha pourfitabl, quement-cé eid é hloér propr, ha salvedigueah er hlan.

**G. Pihue e hell Nouïen?**

R. Er Vêlean.

**G. De bihue é teliér rein er Secrement-men?**

R. D'en dud clan deit d'en ouaid a ræson hac e zou én danger a varhue.

**G. Hà red é gortoz ma vehér én ertiol dehuéhan ag er marhue eit receu er Secrement-men?**

R. Nepas, rac en nemb er receu guet

é squênt vad hac ur jugemant parfæt, e zou é stad de hum brepareïn gùel eid er receu, ba de dennein mui a bourfit a nehou.

**G. Ebé helleïn e rér raceu er Sacremant-men istroh eit ur huéh?**

R. Ya, meit ne vou ér memb dangér a varhue.

**G. Penaus é tehér hum brepareïn eit receu er Sacremant-men?**

R. Ret-é d'un dén covessat, mar guel, ha ma ne hell, ret-é dehou, d'er bihannan tout, en dout ur hæ bras ag é pébedeu, guet en desir ag en assolven.

---

## QUENTEL DECVÈD.

### Ag en Urh.

**G. Petra-é er Sacremant a Urh?**

R. Ur Sacremant dré péhani ertten tud e vé consacret de chervige en Ilis, ha dré béhani e receuant er bouvoér hac er græce d'hum acquittein santélemant ag er hargueu ou dès én Ilis.

**G. E péh stad é tehér receu er Sacremant-men?**

R. Red-é bout é stad a hræce Doué,

ha bout choéget guet-hou ell er harguéu santel-zé.

**G. Pet sort Urh zou ?**

R. Seih : tri a ré vras e hanhuér sacret ha puar e hanhuér Urheu bihan.

**G. Péré-é en tri Urh sacret?**

R. En Urh a Soudiacr, en Urh a Ziacr hac en Urh a Vélèc.

**G. Péré-é en Urheu bihan?**

R. En Urh a Borhiér, en Urh a Lecteur, en Urh a Exorcist, ag en Urh a Acolyt.

**G. Perac é maut-int hanhuet Urheu bihan?**

R. Rac ou officeu n'en dint quet quen ihuél, ha rac ma hell er ré e hum ingage én Urheu-zé changein ou stad a pe garant.

**G. Petra-é en Tonsure clérical?**

R. Ur cérémoni e laqua ér stad a gloéregueah, hac e brepar d'en Urheu sacret.

---

### QUENTEL UNECVED.

**Ag er Briédeleah.**

**G. Petra-é er Sacremant a Briédeleah?**

R. Ur Sacremant e santefi en alliance légitim étré en dén hac er voès, e

ra, dehai er græce de vihuein santélemant er stad-cé, ha de zessàu ou bugalé revé el Lézen a grechéneah.

G. Pihue en dès institust er Priédeleah ?

R. En Eutru Doué e'n dès ean instituet ér hommancement ag er bed, ha Jesus-Chrouist en dès ean laqueit de vout ur Sacremant.

G. Guet pihue é teliér re ceu er Sacremeut-men?

R. Ret-é, é presance puar test, er receu guet Person umin ag en neu barti e vén bum allein, pé guet ur Bélèc en dès a herh er Person, pé a berh en Eutru Escob, commission d'ou éredein.

G. É péh stad é teliér bout eit receu er Sacremeut-meu ?

R. Ret-é bout libr a hep sort ampêchemant, hac é stad a hræce Doué.

G. Hä permettet-é d'er vugalé dimèein hemb permission ou hérent?

R. Nepas, ur péhèd bras-é hum ingagein én ur stad èl honnéh énep de volanté just ha ræsonnabl er ré de béré é teliér aboeissance.

G. En tedeu he mameu, hàc ind e hell contraign ou bugalé de zimeeiu ?

R. Nepas, abusein a ou autorité vehé quement-cé.

**G. Petra e denn quement e valedictionen ar un nombr quer bras e zimeigneu?**

R. Er biban a soign e guemérér a gonsultein en Eutru Doué quênt hum ingagein, er bihan a zevotion guet péhani e receu er Sacremant-men, hac er pligeadurieu dibuennel, èl mei er houvieu bras, er banquetteu, er hanhuézeu saffarus, er brolleu hac en dibaucheu de béré en hum abandonnér en dé memb ma receuér Sacremant-men.

## CHAPISTR HUÉHVÈD.

### AG ER BEDEN.

—

### QUENTEL QUETAN.

#### Ag er Bater.

**G. Petra-é er Beden?**

R. Ur saù a hur sperèd hac a hur halon tremaha Doué, eit en adorein ha goulen guet-hou hun dobérieu.

G. Penaus é ma hret pedein ?

R. Ret-é pedein guet purtæt a intantion, guet attantion, humilité, confiance, tuemdér ha persévérance.

G. Péhani-ù en excellantan pedan e hellamb gobér de Zoué ?

R. Er *Pater noster*.

G. Perac é ma er Badeu-zé quen excellant ha quen agréabl de Zoué ?

R. Rac hur Salvér Jesus-Chrouist en dès hi composet, ha comprenet én-hi, é bèr guirieu, ol er péh e zeliamb goulen guet Doué eid é hloër hac hur salvedigueah.

G. Laret er Pater é latin ?

R. 1. Pater noster qui es in Cœlis; sanctificetur nomen tuum.
2. Adveniat regnum tuum,
3. Fiat voluntas tua sicut in cœlo et in terra.
4. Panem nostrum quotidianum da nobis hodie.
5. Et dimitte nobis debita nostra, sicut et nos dimittimus debitoribus nostris.
6. Et ne nos inducas in tentationem.
7. Sed libera nos à malo. Amen.

G. Laret er Pater é brehonéc?

R. 1. Hun Tad péhani zou én Nean, hou c'Hanhue bet santefiet.

2. Hou ranteleah degasset-t'emb.
3. Hou volanté bet groeit ar én doar avèl én Nean.
4. Reit t'emb binihue hur bara pamdiec
5. Ha pardonnet t'emb hun offanceu, èl ma pardonnamb d'er ré en dès hun offancet.
6. N'hun dilausquet quet én tentation.
7. Mæs délivret ni ag en droug. Elcé revou groeit.

## EIL QUENTEL.

### Esplication ag er Bater.

**G. Perac é vehé én Eutru Doué ma ér galhuehemb hun Tad?**

R. Dé guetan, rac m'en dès hur hrouëet ha quemérét eid é vugalé; en eil rason, eid bul laquat d'er pedein guet confiance.

**G. Perac é laramb-ni hun Ted, he nepas me Zad?**

R. Eit degass chonge t'emb é ma bredér ol er Grechénion, bac é tehant pedein en eil eid éguilé.

**G. Perac é laret-hui : péhani zou én Nean?**

R. Rac én Nean-é é ra un Eutru Doué splannein é hloër, ha rac m'en dé én

Neàn, èl én ur gùir bro, é teli bout en ol desirieu a hur halon.

**G. Petra e houlennamb-ni a pe laramb : hou ç'Hanhue bet santefiet?**

R. Ni e boulen ma vou hanàuet, inouret, càret ha cherviget en Eutru Doué dré en ol dud, ha dré omb-ni é particulièr.

**G. Petra e houlennamb-ni én ul larèt : hou renteleah degasset-t'emb?**

R. Ni e bèd Doué de driomflein én-amb dré é hræce, ha d'hul laquat de driomflein guet-hou én é hloér durand en éternité.

**G. Petra e houlennamb-ni guet Doué én ul larèt : hou volanté bet groeit ar en doar evel én Neau?**

R. Ni e houlen guet Doué er græce d'bobér é volanté, de soublein idan d'hi é peb tra, ba ma hi accomplissou én dud ar en doar, èl ma hi accompliss en Ælèd hac er Sænt ér Baraouis.

---

## QUENTEL TAIRVÈD.

**Suit a esplication er Bater.**

**G. Petra e houlennamb-ni én ul larèt : reit-t'emb hinhue hur bara pamdiec?**

R. Ni e houlen guet Doué ol er péh e zou necessær d'emb pep dé eid dobérieu en inean ba ré er borv.

**G. Petre e houlennamb ni én ul lerét : pardonnet t'emb hun offanceu, èl me pardonnemb d'er ré en dès hun offancet ?**

R. Ni e hanàu dirac Doué é omb péherion, hac eit bout pardonnet guethou, ni e zisclær é pardonnamb a greis hur balon d'hun anemisèd.

**G. Er ré ne vennant quet perdonnein hàc ind e hell bout én gorto é perdonnou dehai en Eutru Doue ?**

R. Nepas : dré er goulen-men ag er *Bater* nì e hanàu ne bardonnou quet t'emb en Eutru Doué meit quement ma pardonnehemb.

**G. Petre e houlennamb-ni én ul lerét : N'hun dileusquet quet én tantation?**

R. Ni e bèd Doué ne permettou quet ma vehemb tantet é fæçon erbet, pé de rein d'emb er græce de résistein doh en ol tantationeu, ha de zoug er victoer ar nehaj.

**G. Petre e houlennamb-ni én ul larét : délivret-ni eg en droug?**

R. Ni e bèd Doué d'hun delivrein a visérieu er vubé presant, a anemisèd hur salvedigueah, ag er péhèd, hac ag en dannation éternel.

## QUENTEL PEDAIRVÈD.

**Ag en Ave, Maria.**

**G. Hà ni e zeli pedein er Huérhiés, en Ælèd hac er Sænt ?**

R. Ya, ni e zeli adressein dehai hur pedenneu, eit mérilein ou intercession débet en Eutru Doué.

**G. Hà ni e béd er Huérhiès, én Ælèd hac er Sænt ér memb fæçon ma pedamb en Eutru Doué ?**

R. Nepas, ni e bèd Doué èl mamen ag en ol madeu, de rein d'emb en treu a béré hun nès d'hohér, ha ni e bèd er Huérhiès, en Ælèd hac er Sænt de houlen en treu-zé aveid omb ha guetn-emb é hanhue Jesus-Chrouist.

**G. Péhani-é en excellantan eg er pedenneu, é ra en ilis d'er Huérhiès ?**

R. En *Ave, Maria.*

**G. Laret en Ave, Mariz é latin ?**

R. Ave, Maria, gratia plena, Dominus tecum, benedicta tu in mulieribus, et benedictus fructus ventris tui, Jesus.
Sancta Maria, Mater Dei, ora pro

nobis peccatoribus, nunc et in **hora mortis** nostræ. Amen.

**G. Laret en Ave, Maria é brehonéc?**

**R.** Mé hou salud, Mari, læn a hræce, en Eutru Doué zou guet-n-oh, hui zou beniguet étré en ol groagué, ha beniguet-é er fréh a hou corv, Jesus.

Santès Mari, Mam de Zoué, pedet aveid omb, péherion, bermen hac én ær a hur marhue. Elcé revou groeit.

**G. Hào ùn dro vad-é larèt er Chapelet?**

**R.** Ya, ha quement-cé e zeli hout conseillet é spécial d'er ré ne houyant quet leine.

---

## QUENTEL PUEMVÈD.

**Excelcice ur Hrechén.**

**G. Petra e zeli ur Hrechén gobér e pe zihun?**

**R.** Ean e zeli gohér sin er Groéz, rein é galon de Zoué, hac hum husquein modestemant.

**G. Petra e zeli-ean gobér goudé m'en dès hum husquet?**

**R.** Ean e zeli quemér deur beniguet **hac**

hun laquat ar bennen é zeuhîn, dirac ul limage benac a żevotion, eit gobér é beden.

**G. Hàc ur feut brae e ra er Grechénion péré n'ou dès chet soign e larét ou fedenneu de vitin ha de noz ?**

R. Ya, manquein e rant de unan ag en devérieu a Grechéneah.

**G. Hàc obliget é en tadeu ha memeu, mæstr he mæstrésed d'en dout soign ha sourci e hobér d'ou bugalé he servitérion hum acquittein fidel ag en exercice sautel-men ?**

R. Ya, mar dint caus, dré ou lizidantæt, d'er ré e zou idan ou autorité de vout tud hemb devotion, ind e rantou cont a guement-cé d'en Eutru Doué.

**G. Ur Hrechén ne zeli ean gobér é bossibl eid assistein bemdé én Overen ?**

R. Jangein e ra ma assistou én-hi quel liès guèh ma hell er gobér hemb domage na diæzemant bras erbet.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér durand en Overen ?**

R. Ret-é chongeal é marhue ha passion hur Salvér Jesus-Chrouist, hac én union guet é vèhteu, adorein Doué, goulen guet-hou pardon a hur péhedeu, en trugairequat ag er vad en dès groeit t'emb, hac er pedein de gontinuein é vadeleah én hur hevér.

G. Petra e zeli gobér ur Hrechén durand é labour?

R. Quênt er hommance, ean e zeli en offrein de Zoué; andur é pénigen ag é béhedeu er hoén en dès doh er gobér, ha chongeal liès é présance en Eutru Doué.

G. Penena e teli ur Hréchen hum gomportein en é breden?

R. Ean e zeli. 1° Pedein en Eutru Doué de durul é vénédiction ar er houit e ya de guemér; 2° Bout réglet mad én ivet ag én daibrein; 3° Larèt græce én achimant ag é brèd.

G. Petra e zeliér gobér e pe sonn en borloge?

R. Red-é gobér sin er Groéz, ha larèt : Men Doué, reit-t'eign er græce de gonduyein ur vuhé vad, ha d'em bout ur marhue mad.

G. Petra e zeliemb-ni gobér a pe zamb de hanènet en hun nes offancet Doué?

R. Red-é gobér un act a Gontrition, quemér er résolution de govessat prestan ma hellehemb, ha mar guellamb, hum obligein a hanamb hun hunan d'hobér ur bénigen benac e hrei d'emb hum zerhel guèl ar hun goard én amzér de zonnet.

G. Doh petra é teli ur Hrechén évèhat én é zivertissementeu?

**R.** Ne zeli quet impléein paud a amzér én-hai ; ean e zeli en dout soign a bêllat doh er hompagnoneaheu dangerus, ha quittat ol en deverranceu dihuennet, èl m'en dé er ré é péré é hellér péhein énep d'er garanté doh en Nessan, pé énep d'er modesti ha d'en honestis.

**G. Petra e zeliér gobér de noz quênt monnet de gousquet ?**

R. Red-é hum laquat ar bennen en deuhlin, gobér er beden, en examén a goussiance, quemér deur beniguet, hum zihusquein guet modesti ; ha derhel de chongeal én un dra vad benac bet que ne vehér cousquet.

## INSTRUCTION HIRROH

ar er

## GOVÉZION HAC AR ER GUEMUNION.

# CHAPISTR QUETAN.

AG ER BÉNIGEN.

## QUENTEL QUETAN.

Ag en Examén a Goussiance.

**G.** Pet tra zou necessær eit gobér ur Govézion vad ?

**R.** Puemb tra : ur hetan examineín erhat hur houssiance; en eil ur guir quæ hur bout offancet Doué ; en drivéd ur ferm propos n'en offancehemb mui; er buarvéd en disclération a hur péhedeu groeit d'ur Bélec approuvet, er buemvéd ur guir desir d'hobér satisfaction de Zoué ha d'en Nessan.

**G.** Petra-é en Examén a goussiance ?

**R.** Un inclasq perhuéh e hramb a hun ol péhedeu.

**G.** Pet sort Examén a goussiance zou ?

**R.** Deu sort : unan e zeliér gobér de noz, ag en ol péhedeu commettet

durand en dé, en aral a p'bum brepa-rér de govessat.

**G. Patra e zeliamb-ni gobér eid exeminein er-hat bur houssiauce ?**

R. Red-é hum denn én pl.léh benac a gosté, hum laquat ar benneu hun deuh-lin, ha goudé hur bout goulennet guet Doué græce ba sclærdér eit hanàuein bur péhedeu, assaiein hur bout chonge ag er circonstanceu dilférant é péré hun nès ræson de zougein a hur bout offancet Doué : par exampl, el léhieu é péré é omb bet, en dud hun nès hantet, en affærieu hun nès bet.

**G. Ar betra é teliér bun examinein ?**

R. Ar gourheméneu Doué ba ré en Ilis, ar er pébedeu capital, bac ar en obli-gationeu en dès peb—unan én é stad.

**G. En Examén a gouesience bàc san zon absolu-mant necessær ?**

R. Ya, rac er ré n'en dès quet soign a er gobér e hum laqua én dangér a lezel lod ag ou féhedeu hemb ou hovessat.

**G. De betra e cbervige en Examén a genssiance e hrér peb dé ?**

R. D'hobér d'emb hum zerhel gùel ar bur goard, é huélèt hur fauteu pamdiêc, d'hum bout quæ a nehai, ha d'hum laquat é stad d'hobér erhat en Examén e zeli bout groeit quênt er Govézion.

## EIL QUENTEL.

### Ag er Gontrition.

**G. Pet conditioneu e goli en dout er Gontrition?**

R. Pedair : red-é ma vou íntérior, surnaturel, souveræn ha general.

**G. Petra e antandet hui a pe laret é teli er Gontrition bout intérior?**

R. Me antand e teli donnèt ag en dón ag er galon, ha n'en dé quet assès ma vou ar hlein hun déad, na ma rehemb a vêg acteu a Gontrition.

**G. Petra e senefi é teli er Gontrition bout surnaturel?**

R. De lared-é é teli bout laqueit ér galon dré er Sperèd-Santel, hac é teli hout diazéet ar er ræsoneu hac er gùrionéeu e ansaign d'emb er Fé.

**G. Petra e antandet hui a pe laret é teli er Gontrition bout souveræn?**

R. Mé antand é teliamb hur bout mui a guæ ag en offance hun nès grueit de Zoué, eit en ol drougueu e hellehé arrihue guet-n-emb.

**G. Petre e senefi é teli er Gontrition bont general?**

R. De larèd-é é teliamb hur hout quæ

d'er bihannan ag en ol péhedeu marhuel a héré é omb cahlus.

**G. N'en dés meit er Gontrition parfæt e zeli en dout er honditioneu-zé?**

R. Er Gontrition imparfæt e hanhuér Attrition, e zeli ehué absolumant en dout-ind.

**G. Ha necessær-é ma santehemb er hæ hun hée a hur péhedeu mui eit ne santamb er hæ hun nès dre en occasion og en drougueu aral e arrihue guet-n-omb?**

R. Nepas, n'en dé quet necessær quement-cé; assès é ma vehemb prest d'andur peh sort droug quêntoh eid offancein Doué.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér eit hur bout ur gùir Gontrition?**

R. Red-é hi goulenn guet Doué, hac eid hi secour de zischen én hur halon, red-é chongeal én énormité ag er péhèd, péhani e outrage un Doué, er vamen ag en ol santeleah, considérein erhat hun ingratitud én andret er guellan ag en ol tadeu, chongeal a barfæt e omb bet, dré hun péhedeu caus de varhue ha passion hur Salvér Jesus-Chrouist, en hun nès collet ur recompance hemb som hac hemb fin, hac hun nès méritet er poénieu ag en ifuern.

## QUENTEL TAIRVÈD.

### Ag er ferm Propos.

**G. Petra-é en drivéd trà necèssær eit gobér ur Govézion vàd ?**

R. Er ferm Propos.

**G. Petra-é er ferm Propos necessær eit gobér ur Govézion vad ?**

R. Ur gùir ha ferm resolution n'offancehér mui en Eutru Doué.

**G. Doh péh merchèu e héll ui dèü hanàvét en déa ur ferm Propos ?**

R. Dré er changemant a é fal vuhé, dré er soing en dès a bèllat doh en occasioneu a béhet, ha doh er boén e laqua de zistrugein é fal accustumanceu.

**G. Péré-é en occasionen a béhéd doh péré é vein absolumant obliget de bèllat ?**

R. En occasioneu tostan.

**G. Péré-á en occasionen tostan a béhèd quemunan?**

R. Bout-zou a zeu sort : ré e zoug a nehai ou hunan d'er péhèd, réral n'en dint occasion a béhèd meit de certæn tud hac é certæn circonstanceu.

**G. Reit-t'emb un exampl ag en neu sort zé a occasioneu tostan ? .**

R. En hantis a dud youancq pautrèd ha merhet hardéh en eil doh éguilé, e

zou un occasion ag er sort quetan : en davarn, eid un dén taulet guet er gùin, e zou un occasion ag en ell sort.

**G. Peneus é hret-hui un act a Contrition?**

R. Men Doué, quæ bras e mès em bout hou ç'offancet, rac ma hoh infinimant mad, infinimant dign de vout càret, ha rac ma tisplige er péhèd t'ob, me mès ur volanté ferm na retornein mui dehou dré hou cræce.

---

## QUENTEL PEDAIRVÈD.

### Ag er Govézion.

**G. Péh conditioneu e zeli en dout ur Govézion vad?**

R. Red-é ma vou humbl, sincér hac antiér.

**G. Petra e antandet-hui én ui laret é teli er Govézion bout humbl?**

R. De larèd-é ne zeli quet un dén larèt é béhedeu èl hun histoër; mæs hum accusein a nehai èl ur hriminel e avoué é dorfæt doh treid é Juge.

**G. Petra e antandet-hui dré ur Govézion sincér?**

R. Mé antand ur Govézion e hra un dén hemb clasq exeus erbet, hemb bihannat na cresquein é béhedeu.

**G. Petre e entendet-hui e pe laret é teli er Govézion bout antier ?**

R. De larèd-é é teli un dén hum accusein d'er bihannan ag en ol péhedeu marhuel a béré en hum „av.cablus, goudé en dout hum examinet mad, larèt gùellan ma hellou en nombr, en natur a nehai er circonstanceu e gresq bras er malice a nehai, hac er ré e change en espèce a nehai.

**G. Reit-t'emb un exampl eg ur circonstance péhani e gresq er péhéd, hac a béhani é telièr hum accusein ?**

R. En dout lairet un dén peur e zou, é fæd a laironci, ur circonstance péhani e gresq er pèhèd.

**G. Reit-t'emb un exampl eg ur circonstance a péhani e change en espèce eg er péhéd ?**

R. En dout lairet un dra consacret de Zoué e zou nepas hemp quin ul laironci, mæs ehué ur sacrilége.

---

## QUENTEL PUEMVÉD.

### Suit eg er Govézion.

**G. Er péheden e encoého un dén e govessat, hemh n'en dé dré é fonte, héo ind e vé pardonnet dré en asoolven ?**

R. Ya, Doué e pardon er péhedeu ancoéheit, a pe n'en dé dré hur faut é mant bet ancoéheit.

G. A pe za chongé t'emb ag er péhedeu-zé arlerh er Govézion, hac obliget emb-ni d'hum accusein a nehai goudé ?

R. Ya, penaus benac m'en dint bet pardonnet, red-é neoah ou hovessat.

G. Un dén a zou én arvar hac ean zou cablus ag ur péhéd marhuel é particuliér, hac ean zou obliget d'hum acconsein a nehon ?

R. Ya, ean e zeli en disclérieín, èl un dra ne houér quet just mar en dès ean groeit a pe n'en dès chet.

G. Un dén a zou én arvar hac ur péhéd zou marhuel pé véniel, hac ean zou absolumant obliget d'er hovessat ?

R. Ya, a p'er huhehé esprès, ean e rehé ur Govézion sacrilége.

G. Petra é zeli gobér un dén en dès bet er malheur d'hobér ur Govézion sacrilége ?

R. Ean e zeli hé hommance èl aben, hac ol er hovézioneu aral en dès groeit é goudé.

## QUENTEL HUÉHVÉD.

### Suit ag er Govésion.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér én ur gommance hur Hovésion?**

R. Red-é, ar henneu en deuhlin déhet hur Hovézour, gobér sin er Groéz, pléguein un nebedic er pèn hac en discour, ha goulen guet-hou er vénédiction, én ul larèt é latin : *Benedic mihi, Pater, quia peccavi*; pé é brebonèc, *Me Zad spirituel, reit-t'eign hou pénédiction, rac ma mès péhet* : goudé red-é laret er *Gonfiteor* bet *mea culpa*.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér goudé ma hun nès laret er Gonfiteor?**

R. Ni e zeli disclérieín peguehet zou a houdé n'en d'emb bet é covessat, larèt ha ni bun nès manquet a accomplissein er bénigen en doé reit t'emb hur Hovézour, bac a hobér er péh en doé ordrénet-t'emb, ha ni bun nès manquet a zisclérieín, pébedeu marhuel én hur hovézionen diaguênt, ha petra zou bet caus n'bun nès quet ind discleriet, ha dré valice, dré véh, dré zougeance pé dré ancoéba-é bet, mar dint bet ancoébeit a manq a examinein assés

hur houssiance, ha dré hur bout huml hastet rai, n'hun nès chet laqueit poén d'hur hout ur gùir Gontrition a bur péhedeu.

**G. Petra e zou ret gobér goudé quement-cé?**

R. Ret-é disclærieih hun péhedeu, pet guéh hun nès ind groeit, péh sort pébedeu-ind, hac er circonstanceu considérabl a nehai, ha red-é commance dré er ré vrassan, guet eune a ou ancoéhat, pé n'hul laquehé en diaul d'hou huhein : ba mar dougeamb a hur hout aucoéheit ur péhéd benac, ret-é pedein er Hovézour d'hun interrogein.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér arlerh ma hun nès disclériet bur pébedeu?**

R. Ret-é lârèt : *Ag er péhedeu-men, hac ag er ré ol ne mès chet chonge a nehai, me houlen pardon guet Doué a greis me halon, a guet-n-oh hui, me Zad spirituel, péngen hac assolven :* goudé red-é achihue er *Gonfiteor* a houdé *mea culpa*, chelenèt guet attantion en aviseu e ra d'emb hur Hovézour, rescond guet gùirioné d'er péh e boulen guet-n-emb, receu er bénigen e ra d'emb, ha ma n'hur juge capable de receu en assolven, aboeissein dehou guet humilité.

**G. Petra e zeliamb-ni gobér durand me vé er Béléc é rein d'emb en assolven?**

**R.** Ret-é, hur deourn joéntet, hac hur pèn pléguet izel, gobér hur possibl eit hur hout ur hæ carantéus hur bout offancet Doué, dré hur péhedeu, ha gobér a greis hur halon un act a Contrition.

---

## QUENTEL SEIHVÉD.

### Ag er Satisfaction.

**G.** **De bibus é vér obliget d'bobér satisfaction?**

**R.** De Zoué ha d'en Nessan.

**G.** **Arlerb hur bout receuet er remission a hur péhedeu ér Sacremant a Benigen, ha ni e zou hoah obliget d'bobér satisfaction de Zoué ?**

**R.** Ya, rac a pe receuamb er remission a hur péhedeu ér sacremant a Bénigen, er boén éternel deliet eid er péhed marhuel e vé changet ordinæremant é poémeu tamporel e zou ret, absolumant paiein ér bed-men pé ér hed-hont.

**G.** **A behan é tenn bur satisfactioneu on nerh hac ou vertu ?**

**R.** A véliteu bemp som hur Salvér Jesus-Chrouist.

**G.** **Jesus-Chrouist n'en dès een groeit satisfaction antiér de Zoué eid bur péhedeu ?**

R. Ya, mæs lodèc omb én é véliteu revé er boén e laquamb d'hobér satisfaction eid bur péhedeu.

G. Péh quer bras é teli bout er mnsul eg er satisfaction e zeliamb gobér de Zoué ?

R. Brassoh pé bihannoh, revé en nombr hac en énormité a hur pébedeu.

G. Hào obliget vér d'hobér satisfaction d'en Nessan ?

R. Ya, obliget-omb hemp dispanse erbet de reparein, quement ma hellamb, en domage hun nès groeit dehou én é gorv, én é inean, én é inour, pé én é zanné; ha ma n'hun nès ur güir intention d'er gobér, ne hellamb quet bout pardonnet guet en Eutru Doué.

G. Péh satisfaction e zeli gobér d'é Nessan en hani en dès ean scandaliset ?

R. Ean e zeli : 1° Rein exampl vad dehou, én ur gonduyein ur vuhé santel ; 2° Gobér é possibl eit distrugein en ol droug en dès groeit dré é hoal schüeu ; 3° Pedein Doué eit er ré de béré é ma bet câus de bébein.

G. De betra é omb-ni obliget a pe ne bellamb reparein en ol domageu hun nès groeit d'hun Nessan ?

R. Red-é gobér é coussiance ol er péh e bellamb, bac hur bout ur güir vo-

lanté d'hobér dehou satisfaction antiér quentéh èl ma hur bou er moyand d'er gobér.

---

## QUENTEL EIHVÈD.

### Ag er Govézion general.

**G. Petra-é er Govézion general?**

R. Ur Govézion ag en ol péhedeu commettet goudé er Vadient.

**G. Da bihne é ma necessær er Govézion general?**

R. D'er ré n'ou dès chet groeit Govézion vad erbet.

**G. Un dén péheni n'en dé quet poéniet é fæçon erbet é fæd ag é Govézioneu quetan, mæs bemb guin é fæd ag er Hovezioneu en dès groeit e houdé ur certæn amzér, hac ean zou obliget d'hobér ur Govezion general?**

R. Nepas, assès-é ma rei ur Govézion extraordinær; de larèd-é, ma commançou èl aben er Govézion e zouge en dout goal-hroeit, hac ol er ré en dès groeit hé goudé.

**G. Hà delièin e rér conseillein de bep sort tud gobér ur Govézion general?**

R. Nepas, penaus-benac m'en dé er Govézion general forh pourfitabl a nehi

hi hunan, bout zou nehoah certæn tud de béré é hell gobér droug.

**G. Da betra é chervige er Govézion general d'er ré n'én dint quet obliget d'hi gabér?**

R. Chervigein e ra d'arrestein er boén e hehehent en dout ar ou speret, é fæd ag ou bovézioneu diaguênt, de laquat én ou halon brassoh glahar a ou fauteu, d'obtenein dehai er remission ag er poénieu tamporel déliet d'er péhedeu a béré en ou dès receuet er pardon, ha de rein d'er Hovézour hanàuedigueah a baud a dra e hell chervige dehou eit ou honduyein én hent a salvedigueah.

**G. Da bihus é ball gobér droug er Govézion general?**

R. D'er ré n'hellant quet hemb dangér chongeal én ou buhé treménet, ha d'en dud scrupulus, péré n'hellont quet gobér un inclasq quer bras, bemb ne troubleh é ou sperèd.

**G. Doh pihus é teliér hum adressein eit gout hac sen zou mad gobér ur Govézion ganeral?**

R. Peb-unan e zeli espliquein é ræsonieu d'ur Hovézour babil hac aviset mad, ha tremén dré er péh a gonseillou dehou.

# EIL CHAPISTR.

### AG ER GUEMUNION.

## QUENTEL QUETAN.

**Ar er guetan Quemunion.**

**G. Petre-é quemuniein?**

R. Receu er Sacremant ag en Autær.

**G. Pébani zou unan eg en actioneu e vrassan conesquance e hell ur Hrechén gobér én é vuhé?**

R. Er guetan Quemunion.

**G. Perec é leret-hni é me er guetan Quemunion unen eg eu actionen a vressen conséquance e hell un dén gobér én é vuhé?**

R. Rac er guetan Quemunion e zou ur vamen a vonheur p'en dé groeit mad, hac ur vamen a valeur, pe n'en dé groeit mad.

**G. Petre zou bret gobér eid hum breparein d'hi gobér erbet?**

R. Red-é conduyein ur vuhé santelloh, bout fidéloh de zonnèt d'er Hatechim, ha gobér ur Govézion vad.

**G. De béh ouaid e teliér gohér er guetan Quemunion ?**

R. D'en ouaid a zeuzêc pé a huarzêc vlai ordinæremant.

**G. Ur hroaidur e bum gevebé én dengér e verbue quént m'en dehe en ouaid-cé ha délein e rér el lequet d'hohér é gueten Quemunion?**

R. Ya, mar ré disquet hac ansaignet mad, mar gouér en poéndeu principal ag er Religion, ha mar en dès squênd vad assès eid hanàuein er gonséquance ag en action quer santel èl honneh.

**G. Hàc ean e hell un dén gohér é guetan Quemunion hemb evis é Govézour ?**

R. Nepas, d'er Hovézour-é jûgein hac ean zou é stad d'hi gohér.

---

## EIL QUENTEL.

**Ag er Guemunion vad hac er fal quemunion.**

**G. Petra-é er Gnemunion vad ?**

R. En hani e hrér guet en dispositioneu necessær.

**G. Petra-é er guemunion secrilége ?**

R. En hani e hrér é stad a héhèd marhuel.

**G. En hani e guemuni ér etad-cé, hào ean e receu hur Salvér Jesus-Chrouist ?**

R. Ya, mæs ar é zannation, èl Judas.

**G. Péh péhêd e gommet ean?**

R. Ur sacrilége horribl. Haval-é é dorfæt doh hani Judas, péhani e huerhas hur Salvér, doh hani Hérod ha Pilat, péré er receuas eit gohér goab a nehou ha doh hani er Juiffèd, péré er staguas doh er Groéz.

**G. Péh dispositioneu zou necesær eit gobér ur Guemunion vad?**

R. Ré zou eid er horv, réral eid en inean.

**G. Péré-é dispositioneu er horv?**

R. Bout-zou dihue principal : 1° Red-é bout ar yun a houdé creis-noz, meit hac ean veie én dangér à varhue; 2° Red-é tostat d'en Daul Vasq guet respet ha modesti.

**G. Péré-é dispositioneu en inean?**

R. Bout-zou dihue principal : Er guentan, er hurtæt a goussiance, hemp péhani er Guemunion e zou sacrilége; En eil, en devotion a galon, hemb péhani er Guemunion n'en dé na tuém na yein.

**G. É petra é consiste er hurtæd a gonsiance, hemb péhani er Guemunion zou sacrilége?**

R. Consistein e hra é vout pur ha net a peh sort péhêd marhuel, delarêd-é, é vout é stad a hræce Doué.

**G. É petra é consist en devotion e galon, hemb péhani n'en dé ne tuém ne yein er Guemunion ?**

R. Consisteïn e hra é antréein, gùellan ma haller, ér santimanteu ag ur fé bihue, un espérance ferm, ur garanté berhuidant, un humilité parfæt, un obligation vras de Zoué, hac un desir santel de hum joéntein doh Jesus-Chrouist.

---

## QUENTEL TAIRVÈD.

**Aq er vad e receuamb dré er Guemunion vad, hac eg en drong e den ar-n-emb er fal Guemunion.**

**G. Hà ni e zeli hur bout desir de guemunein hée?**

R. Ya, a gaus d'er græceu bras e receuamb dré ur Guemunion vad.

**G. Peh græceu e receuemb-ni dré ur Guemunion vad ?**

R. Pedair principal : 1° Er Guemunion vad, e laqua un union sterd étré omb hac hur Salvér Jesus-Chrouist, péhani e za ér Sacremant ag en Autær de vout é guirioné mégadur hun inean. 2° Hi e gresq græce ha caranté Doué én hur halon. 3° Hi e arrest en nerh a hur goal inclina-

tioneu. 4° Anfin un arrest-é ag er resurrection glorius, hac ag er vuhé éternel.

**G. Ol er ré e hre Quemunioneu mad, hàc ind e receu quement e hræceu en eil él éguilé ?**

R. Nepas; pep-unan e receu ag er græceu-zé revé en dispositioneu a duémdér hac a garanté en dès doh en Eutru Doué.

**G. Petre e seliér chongeal eg er ré e re Quemunioneu péré n'en dint na tuém ne yein ?**

R. En dud-cé e vanq d'er respet e zou déliet d'er Sacremant ag en Autær hac ou Homunioneu ou hondui a nebedigueu d'er Guemunion sacrilége,

**G. Péré-é en drouguen principellen e etleige ar hé lerh er Guemunion sacrilege ?**

R. En dalledigueah ag er speret, en ostination ag er galon ér vuhé-men, hac ér vuhé aral er jugemant en terriplan hac en dannation éternel.

## QUENTEL PEDAIRVÈD.

**Ag er hreparation eid er Guemunion.**

**G. Pegourceé teliér hum hreparein eid er Guemunion?**

**R.** Un dra vad ha de zezirein vehé ma bum breparehé peb-unan de bep cource, dré ur vuhé santel hac a scùir vad, mæs red-é d'er bihannan en dé quênt hur bout ur soign particuliér a chongeal érstad a hur houssiance.

**G. Penaus é ma hret hum breparein eid er Guemunion?**

**R.** Red-é gobér ur Govézion vad, derhel hur chonge guet en Eutru Doué, hac er pedein de rein d'emb er græce d'hobér ur Guemunion vad.

**G. Petra zou ret gohér d'er mitin eg en dé ma hér de guemuneim?**

**R.** Red-é, én ur zihunem, hum laquat de chongeal a barfæt én dra a gonséquance hun nès intantion d'hobér, dihoal doh er péh e hellehé hul laquat de chongeal é treu aral ha monnèt d'en Ilis prestan ma hellamb.

**G. Petra e hret-hui p'en d'oh én Ilis?**

**R.** Mé hra, guellan ma hellan, Acteu a Fé, a Humilité, a Adoration, a Espérance hac a Garanté.

**G. Péh intention e zeliér en dout a pe guemuniér?**

R. Red-é dihoal doh er respet ag er bed, a glasq pligein d'en dud, hac a bep sort fal intantion aral, ha quemunein én intantion a inourein Doué, a hun joéntein doh Jesus-Chrouist, hac a obtenein guet-hou é hræceu aveid omb hac aveid er réral.

**G. Petra zou ret gobér ér momand-ma quemuniér?**

R. Red-é adorein Jesus-Chrouist a galon hac a sperèd, hum gonsacrein dehou, hac hum joéntein corv hac inean doh-t-hou.

---

## QUENTEL PUEMVÈD.

**Ag en Act a Drugairé goudé er Guemunion.**

**G. Petre e zeliér gobér goudé er Guemunion?**

R. Red-é gohér un Act a Drugairé.

**G. Péguehet e amzér e zou ret lequat ordinæremant d'hobér un Act a Drugairé?**

R. Ur bard-ær d'er hihannan.

**G. É petre é teliamb-ni impléein en amzér e laquemb de drugairéquat en Eutru Doué?**

R. É adorein Jesus-Chrouist péhani zou presant én hur halonen, é hobér Acteu a Drugairé, a Offrand, hac a Houlen.

**G. A hetra é teliamb-ni trugairéquet hur Salvér Jesus-Chrouist ?**

R. Ag en ol madeu hun nès receuet guet-hou, hac é particulier ag en dout veunet hun rein d'emb, penaus-benac ne véltemb quet er receu.

**G. Petra e zeliamb-ni offreiu d'ur Salvér ?**

R. Hur halon, hur horv, hur danné, hur chongeu, hur honzeu, hur œvreu, hur poénieu hac hul labourieu.

**G. Petra e zeliamb-ni goulen guet Jesus-Chrouist?**

R. Ol er péh zou necessær d'emb revé er horv, ha revé en inean.

**G. Ne zeliamb-ni goulen meit aveid omb hemb quin ?**

R. Red-é ehué goulen eit hur hérent, amièd hac anemissèd bihue ha marhue.

**G. Penaus é taliér tremein en dé ag er Guemunnion ?**

R. Red-é tremein en dé-cé én ur fæçon santelloh hoah eid en déieu aral, é hobér pedennou ha pep sort œvreu mad.

—

## QUENTEL DEHUÉHAN.

**Ag er péh e zeli gohér er vugalé goudé hon hatan Quamunion.**

**G. Pébani é principallan obligation er vugalé en dés groait ou hatan Quemunion ?**

R. Obliget ind de vihuein èl gwir Creché-nion, én ur régleįn ou buhé ar hani hur Salvér Jesus-Chrouist, én amzér ma oé croaidur.

**G. Patra a zisq d'amb en Aviél a hur Salvér én amzér ma oé croaidur?**

R. Tri zra e zeli chervige d'emb d'instruction ha d'exampl.

**G. Pébani-é er hetan tra?**

R. Hur Salvér e yé d'en déieu gouil d'en Tampl guet sant Jojeb hac er Huerhiès hac e assisté én Officeu, Sacreficeu hac Instructioneu e hrér inou.

**G. Péhani-é en ail tra?**

R. Jesus-Chrouist e aboeissé de sant Jojeb ha d'er Huerhiès.

**G. Péhani-é en drivéd tra?**

R. Hur Salvér é gresqué én ouaid, én abiltæt hac é græce, dirac Doué ha dirac en dud.

**G. A héh moyandan é teli hnm chervigein nn dén en dés ur gùr volanté da gonduyein ur vuhé haval doh hani Jesus-Chrouist?**

R. Red-é ma pedou erhat Doué bamdé de vitin ha de noz, ha ma covessei ha ma quemuniou ur huéh ér mis, d'er bihannan.

**G. Larat-t'emb er moyandeu aral a béré é telièr hum chervigein?**

R. Red-é dihoal doh en arrouérigueah, doh er fal gompagnoneaheu, er hrolleu, en tavarneu hac occasioneu aral d'offancein Doué : hac en nemb en dehé er malheur de gouéh ér péhéd, e zeli, prestan ma hellou, clasq er moyand de hum denn a nehou.

FIN AG ER HATECHIM.

# ACTEU UR HRECHEN

EID ER BEDEN DE VITIN.

---

I. DEIT, Sperèd-Santel, carguet a hou græce calonneu hou Fidéléd, alumet én-hai en tan sacret a hou caranté divin.

II. Men Doué, me grèd én-oh, me laqua me ol gonfiance én-oh, m'hou cår a greis me halon, m'hou ç'ador amen presant, m'hou ç'hanaü eit me Hrouéour ha me Mæstr drèst ol er réral, ha præst caër on d'aboeisseiu d'oh, ne vern é petra.

III. M'hou trugaréqua, ô men Doué, a hou pout me hrouéet ha laqueit ér bed, a hou pout me frenet dré Hoard précius hou Mab, a hou pout m'en groeit croaidur d'en Ilis Catholiq, hac ag en ol græceu e més receuet guet-n-oh durant men buhé, hac é particulièr a hou pout m'en goarantet en noz-men dehuéban doh pep sort goal accidant.

IV. Men Doué, me gonsacr d'oh me ol chongeu, conzeu, œvreu ha poéuien ag en deuéh-men. Tanlet, men Doué, hou pénédiction ar nehai, acel-fin ne vou hanui a nehai ne zei a hou caranté ha ne vou eit hou prassan gloér.

V. Doué a me halon, reit-teign er secourieu a béré an e méa d'hobér eit dihoal doh pep sort péhéd, hac eit accomplissein é pep tra hou volanté. N'hellan nitra hemp ob, men Doué; mæs n'en dèa nitra n'espéran a hou madeleah infini : reit sclærdér d'em sperèd, tuemdér d'em halon, nerh d'em volanté, dihuennet-mé doh anemisèd me salvedigueah : salvet-mé dré hou græce, acel-fin ne vihuein meit eit ob, ha ma varhuein én hou caranté santel : ol er græceu-men e houlennamb guet-n-oh dré vérîteu Jesus-Chrouist hur Salvér adorabl, dré intercession er Huerhiès glorius Vari é vam, dré intercession me Æl-Gardièn, me sant Patrom, hac en ol Sænt ha Santézèd ag er Baraouis.

*Goudé é larér er* Bater, *en* Ave, Maria, *er* Crado, *Gourheméneu Doué ha r'é en Ilis, etc.*

## ACTEU UR HRECHEN

### EID ER BEDEN DE NOZ.

—

*En tri act quetan, èl ér Beden de Vitin, nameit ma changér er guirieu dehuéhan ag en drivèd Act, é lèh péré é larér* : hac é particuliér abarh én dé-men.

IV. Guet a favenrieu e mes-mē receuet hinihue a hou madeleah inhui, ô m'en Doué; ha hoah guet a buéh e més-mé abuset a nehai! Hou pet trubé doh-ein, men Doué, revé er vrastæt hemp mesul a hou misé-ricord; reit t'eign sclærdér eit hanàuein me fauteu, reit t'ein dareu eit ou onflein.

*Goudé é hrér en Examén a Goussiance, hac arlerh é larér er* Gonfiteor.

Er **Gonfiteor** é latin.

Confiteor Deo omnipotenti, beatæ Mariæ semper Virgini, beato Michaëli archangelo, beato Joanni Baptistæ, sanctis Apostolis Petro et Paulo, omnibus Sanctis, et tibi, Pater, quia peccavi nimis cogitatione, verbo et opere, meâ culpâ, meâ culpâ, meâ maximâ culpâ. Ideò precor beatam Mariam semper Virginem, beatum Michaëlem archangelum, beatum Joannem-Baptistam, sanctos apostolos Petrum et Paulum, omnes Sanctos, et te, Pater, orare pro me ad Dominum Deum nostrum. Amen.

Misereatur nostri omnipotens Deus, et dimissis peccatis nostris, perducat nos ad vitam æternam. Amen.

Indulgentiam, absolutionem et remissionem peccatorum nostrorum tribuat nobis omnipotens et misericors Dominus. Amen.

Er **Gonfiteor** é brehonèc.

Me govessa doh Doué ol-huissant, doh er Huérhiés Vari, doh sant Miquél arhæl, doh sant Yehan-er-Badéour, doh en apostoléd santel Pierre ha Paul, ag ou ol Sænt, ha doh-oh-hui, me Zad spirituel, rac

me mès péhet rai dré chongeu, dré gonzeu, dré œvreu, dré me faut, dré me faut, dré me faut brassan. Racé-é me bèd en Itron Vari eurus, perpet goérhiés, en Eutru saut Miquél arhæl, saut Yehan-er Badéour, en apostoléd santel Pierre ha Paul, hac en ol Sænt, ha hui me Zad spiritual, da bedein en Eutru Doué aveid omh.

V. Men Doué, quæ bras e mès m'em bout hou ç'offancet, rac ma hoh infinimant mad, infinimant dign de vout caret, ha rac ma tisplige er péhed d'oh : me mès ur volanté ferm ne retornein mui dahou dré hou græce, me béllei doh en occasionen, a nehou, hac er hovessei prestan ma hellein.

VI. Mé offr d'oh, ô man Doué, er repos e ean de guamér hac a joéntan doh er repos en dés quemeret hur Salvér, durant ma oé ar en doar, Beah hui memb men goarnour, ô m'en Doué, aeel-fin ma reposein én-oh ha ma tihunneiu, aveid oh, ha dré er moyantcé, ma vein perpet d'oh hou ç'mourein.

VII. Me Æl Gardién, ma saut Patrom, ol Sænt ha Santézéd, ha hui, é spécial, Guérhiés santel muerhet, main de Zoué, quemeret mé idan hou protection, goulennet, aveid on un nozeoh vad, hac er græce ag ur marhue santel hac eurus.

*Goudé en dra-zé é larér er* Bater, *en* Ave, Maria, *er* Credo, *etc.*

---

## SAU AG ER GALON TREMA JESUS-CHROUIST

### QUÊNT ER GUEMUNION.

O madeleah hemp par! ô carranté me Jesus! hui e dosta d'ein aveid me zennein devad oh, d'ein-mé péhani n'en d'on quet digu de chougeal én-oh; d'ein-mé, queah ha nnserahl péhour; d'ein mé, carguet a vinceu ha goleu a grimeu; d'ein-mé péhani e zou bet quel lies a huéh ponnér ha digas doh hou chervigein : hac hemb hum rebutein a me ol misérieu, hui a za devad on, men douce Jesus, guet ur garanté berhnidant, hac e lar d'ein ém intérior : *Reit d'ein hou calon, me mab ; reit d'ein hou calon.*

O Jesus! deit, ami caran éus me halon; deit, hui ol desir m'inean; deit men Doué, ma Salvér, m'espérance, ma haranté ha me ol vad!

O Jesus me baranté! possédet ol me halon, rantet-hi autieremaut haval doh hou ç'hani, quer berhuidant a garanté.

Deit, meu douce **Jesus, rac m'hou càr hac hon tesir** a greis me halon.

Ah! divin Jesus, perac n'en d'on-mé ol changet é desh, é huannad hac é tinérdæt a garanté doh oh.

Hastet hean, ô douce Jesus! de zonnèt ém halon péhani e reponei d'en ol treu aral ha ne zesir mtra meit oh hemb quin.

O Jesus, buhé me inean!
O Jesus, me joè delicius!
O Jesus, me zresoi précius!
O Jesus, me ol vad!

O me Jesus! deit em halon, eit men disquein de vont humbl ém ol œvreu ar hou ç'exampl.

Deit, ô me Jesus! aveit rein dein hou caranté **pur,** hac eit men disquein de gàrein me nessan.

Deit, Jesus annabl, aveit me rantein douce ha dambonær é quevér m'amied ha m'anemisèd.

Deit, ô me Jesus a garanté! eit men disquein de vout patiant èl oh.

Deit én-an, divin Jesus, eit men disquein de vout aboeissant d'er ré en dès autorité ar n-an.

Deit em halon, me Salvér, eit plantein én-hi hou hoant gredus aveit salvedigueah en ineanneu.

Deit ém halon, ô men Doué, aveit gouriennein én hi en ol vertuyeu péré e hell me rantein agréabl, dirac hon teulegad.

Deit ém halon, ô ma Salvér amiabl! eit ma hum gàrehet ha ma hum blorifiehet hui-memb én-hi èl ma véritet.

Deit ém halon, ô Jesus charitabl! aveit joeintein én-hi parfætemant me aperèd doh hou Sperèd, me halon doh hou Calon carantéus, m'inean doh hou ç'Inean santel.

Anfin deit, ô douce Jesus! hui e zeziran quement, deit ém inean aveit hout er mæstr souveræn a nehi, hac aveit hum blorifisin én-hi da virhuiquin. **El-cé revou groeit.**

## LUSQUEU DEVOT GOUDÉ ER GUEMUNION.

Me Jesus, douce hac amiabl, péb ur garanté a zouguet-hui d'em, beta vennein chervige de vagadur d'em mean!

Péb un humilité eid un Doué, dischen ag en Nean aveid autréein ém halon, pèham e zou bet quer couciet dré quement a béhedeu!

Beniguet en hutru Doué, Sperédeu eurus; beniguet ean ha glorihet-ean de jamæs aveid er visit en dès groeit t'ein.

Guérluès santel, Rouannés incomparabl en Nean hac en doar, adoret eid ou hou Mab ém halon.

Men Doué, me Hrouéour! me zou tout d'oh; recenet-mé.

Hui zou me Roué, ô douce Jesus! revehet enta er mæstr souveræn a me halon.

Péh vertuyen ne zisquein-mé, p'en doh me Mæstr, ô me Jesus!

Aufin, hui zou en deit-mad, me Salvér ha me Rédamptour carantéus! me mean queih ha me halon é languissal hou tesiré a huerço.

Me halon hou salud, me mean hou ç'ador me médecinour carantéus, gùelleit-ind ag ou blinhuéden.

El-cé revou groeit.

---

## PEDEN D'ER SPERET-SANTEL

### QUÊNT ER HATECHIM.

Ton : *Toi dont la divine flamme, etc.*

Dichennet, Sperèd-Santel,
Guet ol hou tonnæzoneu,
Ha groeit ma vehemb fidél,
D'hou ç'ol inspirationeu.
Hemb hou cræceu secourabl,
Avel ur har diflosquet,
Allas! ne vehemb capabl
D'hobér œvre mad erbet.

Reit d'hur speredeu sclærdér
Eid diaquein er hùrioné,
Reit d'hur halonen tuëmdér
Aveit càreiu lézen Doué :
Lézen pur, lézen santel;
Beah hur honsolation;
Lézen douçoh eid er mél,
Beah scribuet én hur halon.

---

## ACTEU QUÊNT ER GUEMUNION.

Ton : *De mon berger volage.*

A ziar en Autær,
Jesus me haranté
A zeli dont imbér,
Eid rein dein er vuhé
O momant désirabl!
O dé caër hac eurus!
O honheur véritabl
Eid on receu Jesus!

*Act a Fé.*

Me grèd, ô me Salvér!
Rac me hoës ean laret,
E oh ar en Autær
En ur fæçon cuhet,
Guet hon Corv adorabl,
Hou Coaid hac hou ç'Inean;
Doué ha dén véritabl.
Quer bras avel én Nean.

*Act a Adoration.*

M'hon cùél, ô Doné santél!
Guet deulegad er Fé;
Mab en Tad éternel,
M'hou ç'ador èl men Doné.

Deustou d'en apparance
Trompus ag er bara,
M'hou ç'hanan hemb doutance
Eid er mæstr a peb tra.

*Act a Humilité.*

O Doué læn a buissance.
Ne mès groeit meit péhein ;
Er chonge a hou presance
Em laqua de gremein,
Mæs me gav em miser
Ur gùir gon olution,
Guet e bret guet ur guér
Preparein me halon.

*Act a Contrition.*

Ah! Jesus me Salvér!
Receuet en dareu
Ag ur galon sincér,
Méhus ag é fauten.
Quêntoh, pêhèd marhuel,
Aveit ha commettein,
Deint er seab hac ahuél
Aveit m'en dismantein.

*Act a Garanté.*

Me halon dinatur
N'en dès quet hou càret;
Mæs bintihue un tan pur
En dès ol m'abraset.
Cresquet, ô Doué santel!
Cresquet me haranté,
M'hou càrein guel-ar-bùel.
Durant ol mem buhè.

*Act a Zesir.*

Deit enta, m'hou conjur,
O Tad læn a druhé.
Visitet hou croaidur
Fournæs a garanté

Commandet, Doué santel,
D'emb halon ancoéhat
Er joyeu criminel
Eid hon càrein erhat.

---

## SANTIMANTEU

### UN INEAN MAD A PE GUEMUNI.

Ton : *Le jour que je communie, etc.*

Eid m'inean pebéh bonheur
En dé ma receu Jesus!
O dé zou gùel eit en eur!
O dé caër, dé précius!
Nen dé quet hemb qnin un Æl
E za eit me visitein,
Mæs Jesus, Doue éternel,
E zischen eit chom guet-n ein!

Quentéh é zourn charitabl
E zigueor tresol en Nean,
Ha guet madeu admirabl
E hunhuiquea me inean :
Ean hi chérisse har hi hâr,
Hi er hâr guet joé ha grèd :
Commance e ra ar en doar
Tenhouat bonheur en Ælèd.

Hum haloneu e hum joént,
Ha n'eu d'int mui meit unan ;
Me horv zou hoah er en hent,
Me sperèd e zou én Nean ;
Me halou, guet gred d'arrihue,
E ra el lusqueu brassan :
N'en dé quet mé e vihue,
Mæs Jesus e vihue én-an.

O peh hum debad hemp par
Etré an ha me Jesus!

M'er bàr ha Jesus em hàr,
O momant caër hac eurus!
Er memb caranté e abrase
A bep-tu hur halonen;
Er memb caranté e basse
A bep-tu hun meaneu.

Pinhuiquet un avantage
Em hout Jesus ém halon!
Guet en Ælèd me bartage
Ou bonheur én ur fæçon!
Ind e zou én é bresance
Hac er hontample én é hloër,
Ha mé, me més eit bihuance
É Gorv, é Hoaid ém misér.

Ah! bourrusset ul langage
E gleu guet-hou me mean!
*Eid-on ha doh me limage*
*Mé mès hou crouéet*, em'ean,
*Mé é hou pihue, hou conserve,*
*Mé é en dès hou prenet ;*
*Beah enta dein kemb réserve :*
*Me gàr eit ma vein cárel.*

O Jesus! er guellan tad
E zou het, e vou jamæs!
Pèl doh oh ne hellan quet pad :
Me halon e zou é gloès
Nen dés nitra em houtant
Ag er peh zou ar en doar;
Mæs p'en d'oh guet-n-eign, me sant
Ur peah hac ur joé hemp par.

Pe bossédan hou presance
Ha mé bouantet hoah nitra?
Me mès tout guet abondance,
Me més er Mæstr a bep tra.
A me halon groeit hou tample,
Réglet, commandet én hon :
M'hou cheleu hac hou contample,
Ah! couzet, ha mé senton.

Disquet hou tézen santel
D'hou servitour e cheleu;
Gréd en dès de vout fidél,
E joé vou memb hou croezieu.

Pe ret d'em inean doustér,
Peah he consolation,
Reit hoah ehué, me Salvér,
Courage he nerh d'em halon.

Ne houlennan ar en doar
Meit bout guet-n-oh noz he dé;
Mar hou caran, hui em hâr
Hoah guet brassoh caranté
Open ma hoh mem bihuance,
Bet er fin a mem buhé,
Hui vou hoah me recompance
Eid en ol éternité. *Amen.*

---

## QUÊNT ER GUEMUNION.

*Ton. Venez, mon Dieu, etc*

Deit, men Done, deit : deit, me Salvér Jesus,
Deit é creis me halon, guet-n-oh é vein eurus.

Bet bermen, ô meu Doué! é on bet fariet :
Retorn e ran himhue aveit clasq en hent dret.
Deit, men Doué, deit : deit, me Salvér Jesus;
Deit é creis me halon, guet-n-oh é vein eurus.

Receuet hou crosidor, ô Tad læn a druhé!
Sellet doh é zareu, encoéheit é vuhé.
Deit, men Doué, deit, etc.

Hemb cès é hiannadan, chairet-é me halon,
Hac hemb cès anquinet, ne houyan mén é on.
Deit, men Doué, deit, etc.

Hui e huel, ô men Doué! er boén e anduran;
Hui e hel guet ur guir soulagein m'inean.
Deit, men Doué, deit, etc.

Permettet-d'ein himhue tostat d'hou Teul sacret,
Eit soulagein er boén e santan ém speréd.
Deit, men Doué, etc.

Hosti santel ha pur, fournæz a garanté,
Bara delicius, rantet deiu er vuhé.
Deit, men Doué, deit, etc.

Péh bonheur d'em inean bum sustantein guet Doué!
Ha torrein he séhéd ér fetan a vubé.
Deit, men Doué, deit, etc.

Ya, Jesus, ean-memb, ha non pas é figur,
E za ér Sacremant de vout hé magadur.
Deit, men Doué, deit, etc.

Me halon de Jesus e zou ol consacret,
Me halon guet Jesus e zou ol abraset.
Deit, men Doué, deit, etc.

Consacrein e ran d'oh, aveit hou caranté,
Ma horv ha me inean, me madeu ha bubé.
Deit, men Doué, deit, etc.

Hui e ra, ô men Doué! er marbue d'er béherion,
Hac er vuhé d'en nemb hou clasq a hurr galon.
Deit, men Doué, deit : deit, me Salvér Jesus;
Deit é creiz me halon, guet-n-ob é vein aurus.

---

## CANNEN

### EID ER GUETAN QUEMUNION

—

Bugalé gueth, arrihue en dé,
En dé caër bac eurus,
Hou calon guerço er gorté
Guet un hirreah gredus,
En dé caërran a hou puhé,
A vrasaan consequance,
En dé ma recenet guet Doué
Græceu en abondance.

Haval dob devèd farlet,
Bet bremen hou doujance;
Rac hou Toné ne hanaueoh quet
Ha hemb aboeissance;
Ne hanaueoh meit a hanter
Hent hou pro éternel,
Ha ne bligé meit treu dister
d'hou caloneu tibouel.

Ré vras e gav ér Guemunion
Er græceu necessær
Perdégueu ha Confirmation,
Assolven ér gadoër;
Mæs doh-oh-hui é oe charret
Tresolieu an Ilis
Hac en diaul; a pe oèli tantet
Hou cavé dihoarnis.

Mæs é ha en tren-de chongein,
Doué doh-oh truhéus
Ar-n-oh ol e ya de scùllein
E vadeu précius;
Retræd, convézion, perdéguen,
Ha mil sort avantage,
Guet un abondance a hræceu,
Carante ha courage.

Pet guéh en hou poé méritet
Tourmanteu éternel!
Hac é tet a vou pardonnet
Dré en assolven santèl;
Matet-é Doué én hou quevér
Pardonnein en offance,
Laquat én hou calon tiuér.
Carante ha doujance.

Hou c'ineanen, dù èl moguèt,
Couciet d'er péhèd,
Doué en dès-ind purefiet
Ha golhet guet é Hoaid;
Discoeit de Zoué er vrassan grat,
Hennéh é hou tevér
Guet joé ha dar groeit ul léh mad
Er galon d'hou Salvér.

Laret dehou a huir galon :
Me ol vad, me Salver,
Sellet doh me hontrition.
Tennet-mé à visér :
Galhuet-mé guet ou pugulé
Doh hou taul inourable,
Ha sustantet-mé guet trubé
Guet hou Corv adorable.

Bremen, ô men Doué, guel eit quênt
Me héliou fidel,
Me fromesseu a vadient
Hac e vihuon santel;
Guet hou græce me renoncion
D'en diaul ha de vombance,
Me sentou doh-oh, m'hou cârou
Guet gréd ha guet doujance.

Me hanâu bermen en hènt mat,
M'en héliou fidel :
Hènt en ihuern, m'en deulegat
E zigueor hac hou cuél,
Birhuiquin goal gompagnoneah,
D'em zud me vou sentus,
D'em devêreu a grechêneah.
Me vou perpet gredus.

O me hetan Quemunion !
O retræd beniguet!
Er chonge han-ah rei d'em halon
N'erh a pe vein tantet,
Bout pardonnet, ami de Zoué,
Ha croaidur d'er Huérhiés!
O cé caërran a mem buhe!
N'hou ç'ancoéhein jamæs!

*Eleé revou groeit.*

## CANNEN

### AR ER SACREMANT A CONFIRMATION

**É péhant é ma espliquet seih dounæon er Sperèd-Santel, péré a recouér ér Sacrement-cé.**

—

*Ton :* **Réveillez vous.**

Deit, ni hou pèd, Spered-Santel,
Dischennat én hur haloneu,
Ha dré hou Græce spirituel,
Purifiet hun ineanneu.

Visitet-ni dré hou sclærdér,
Sperèd læn a gonsolation :
Laquett én-amh hou caractér,
Ha reit-t'emb hou seih donæzon.

Reit t'emb sagesse, reit t'emb sciance,
Antandemant ha devotion,
Reit t'emb conseil, nerh a donjance,
Eit ma vehemb gùir Crachénion.

Ni e houlen, dré er sagesse,
Avance ér vertu nos ha dé,
Ha gobér ur hresel hemb cesse
D'ar bed ha d'é ol fallanté.

Discoeit-t'emb tout, dré er sciance,
Dré béh hènt é ma ret quérhet
Aveit monnèt guet assurance
Devat oh d'hou ç'ol eurustet.

Dré antandemant reit t'emb sclærdér,
Hac en esprit de comprenein
Tout er péh e zou necessær,
En hou lezen, eit hum salvein.

Dré en devotion, reit t'emb er græce
D'hou pedein guet attantion :

Lammet a han-emh, er paresse,
Eit m'avancér ér herfection.

Dré er honseil, reit t'emb sciance
De zifforh en droug doh er mat,
Ha de choégein dré bréférance
Er péh e zou guellan d'hou  grat.

Dré en nerh, reit t'emb er hourage
De feahein en tentationeu,
Ha de zouguein guet avantage
Er victoër ha hur péhedeu.

Ni e houlen, dré en doujance,
Hum bréservein pur ha béhed,
Eid hou mélein guet révérance,
Quehet él ma vehemb ér bet,

Elcé revou groeit.

---

## EID ER VENEDICTION.

Adoramb ol ér Mystér admirabl
Hun Doué cuhet, hun Salvér adorabl,
Joéntamb hur boéhien, ha canamb ol ihuel;
En mone de Jesus, Mab en Tad Eternel,
Mab en Tad Eternel.

Eit chom guet-n emb ha rein t'emb confortance,
En hum laquet idan en apparance :
Jesus, achillet an amb hep sort donæzon :
Ha reit t'emb, ni hou péd, hou pénédiction,
Hou pénédiction.

Æfèd en Nean, dischennet m'hon convi,
Trugarequeit avett omb Mab Mari,
Gloér revon d'en Drindet, tri person én un Doué,
Er bed-men, ér bed-hont, hac éu éternité,
Hac én éternité.

## HISTOER ER MAB PRODIG,

LIMAGE ER PÉHOUR.

Ton : *Je suis enfin résolu...*

CHELEUET, Chrechénion,
Ha hui surtout, péherion,
Histoér trist mæs conso-
labl
Er mab prodig, mab in-
grat :
Revou eid oh profitabl,
Ellen é conz doh é dad.

*Er Prodig.*

Chonget é d'ein a la fin
Bihnein libr él ma carein,
Reit tein aben me fartage,
Me zad, hac ol mendaimé,
Mem bréraral housoulage,
Lausquet mé d'em liberté.

*En tad.*

Me mab, perac é rès-té
Ur chonge neblige quet de
Zoué ?
E hès d'affligein guet gloéz!
Quérent hac amièd mad ;
Eid on ponnéret ur groéz?
N'ha lausquein quet d'em
huttat

*Er Prodig.*

Ne veruguet pihue é vou
qué,
Me fal deign me liberté :
Erhad e hoés guet hou tar
Assai troein me volanté,
Ne zougean na Nean, na
doar,
Me vihuou d'em liberté.

*En Tad.*

Me mab, petra é hès-té
D'hum glémein a hanan-
mé ?
En ha zistéran dobér
Ha me mès ha refuset ?
Ne mès groeit én ba quéver
A huellan ma mès gueliet?

*Er Prodig*

Ne bran forh a garanté
Pe bouis en autorité :
Aveit en distéran faut
Hui em noès, ha bredêg-
tein ;
Me yei quer pêl él ma faut,
Eit bihuein él ma carein.

*En Tad.*

Adieu enta, ostinet,
Adieu queah croaidur,
daliet ;
Merbuel e hranguetglahar
D'oh ha huélet é quitat;
Hir é cavan ar en doar,
Chair ahoel men deulegad

*Er Prodig én ur vro pél.*

Deit, amièd libertin,
Dén ne rei mui deign cha-
grin :
Tosteit ol, tud a zébauche,
Hui e vou me amièd,

Pautrèd, ha merhèt dijauga
Hum zivertissamb quevret
Er plijadurieu fallan,
Clasquamb in der ré quetan,
Er bonhom e zou rai hél
Et gêuein me volanté,
Deverramb ol guèl-arhuèl
A p'eu d'omb é liberté.
Nêuamh joius hemb mesur
En ur mor a blijadur :
Guet ur vuhé quer bourrabl
Lacamb ol erbed souéhet!
Me zifraiou tout fonnabl
Entré bou argant erbet.

RÉFLEXION.

Sèl erhat ameu, pêhour,
Er pèh e hrés d'ha Groéour :
Te bella doh é bresance,
A pe zès d'en ancoéhat,
Te ra dehou mil offance
E léh en trugarégat.
T'hum chervige ag é vadeu
Et gohér ha bébedeu,
Madeuerhorv, ré en doar,
Hac ér madeu spirituel,
Hac él ur hroaidur barbar
Te gav caër bout criminel.
Ne fal quetd'id andurein
Hanni d'ha c'avertissein,
Na tad, na mam, na breder,
Na memb en dud a Ilis :
Rat é cârès ha visèr
Aveid andur un avis.
Te banbue memb ou haranté
Ur bonnér autorité :
Ul liberté desirabl
Eid ous zou bout pél dohtai ;
Te gav caër bout miserabl
Guet en banhue a liberté.
Ur joé vras-é d'ha calon
Güélet atauker béherion :
El goas d'en diaul ce zezir
Ronteleah en drong speret,
El auemis Doué te vir
Na vehé Doué cherviget.
Te chonge, a p'ancoéhès Doué,
En ha ç'ancoéha ehné ;
Partout é zorn ha condui,
Test-é a ha ç'ol œvieu :
Ean ou serhue ol hemp fari,
Hac e bouis ha béhedeu.

*Er Prodig é viret er moh.*

Men Doué, pêh ur ehangemant
Arrihuet éo ur momant !
Pinhuik bras oen me hré roul,
N'en dès chet hoah quer guerço ;
M'em boé amièd a foul,
Deit mad oen tout dré er vro.
Mè huél reih presantemant
Negâreint meit me argant:
Bermeu a pe mès dobér,
Divot, nuah ha marhue guet nan,
Ind e insult d'em misér
Hac e ra goab a han-an.
Péh ur fol a on bet-mé,
Dispiguein ol men danné
Guet tud a vès-hro harhar
N'em boé biscoah hanàuet,
Erha ou bourd ar men dar,
A p'em güé,ant revinet.
Hui e zou just, ô men Doué !

Me vérité quement-cé
Mem boé amiéd fidélèd
Em bro, quérent em hàré
Un tad quer mad, quer santel,
Ha ne vonrren quet guet-hai.
Guet nan me za d'ivlein
Er mob, pen dint é tai-brein :
Punition men gourmandis
Chervad friantis quirran ;
Me dremén dré vil sottis,
El lonnet lous a hoarnau.
Méh callet, pelladoh-ein
Mardalhèsmerhuel a reur.
Goassèd me zad en dès bont,
Me retornou devat-hou.
Péh ur méh mæs m'er mérit,
Me zei de vout goas dehou.

RÉFLEXION.

Ché ha stad trist, ô pé-hour !
A pé guitlés ha Gröéour :
En traitour pèhèd marhual,
E sigur coutantemant,
Ha taul én ur stad izel,
Er bæ, ér méh, én tourmant.
Er péhéd marhuel traitour
A lam tout guet er péhour :
Græ.. Doué madeu spiritual,
Trésol é ol véнteu :
Liès en treu tamporel
E souffr eit er péhedsn.
Sàn ha retourn, ô pé-hour !
Quitt sclavage en traitour;
Féah er méh, quémer courage
Retorn bean devatha Zoué
Dispris er goab, el langage;
Doue ha corto guet trubé.

*Er Prodig.*

O me Zad ! ar men deu-hlin,
M'hou supli d'em pardon-nein :
Me govessa en offance
E mès groeit de Zoué ha d'oh ;
Souffiet mé én hou pra-sance,
Coutant-on a vou goast'oh.
Ne gredan mui er sellet,
En Nean a mès offancet :
Ròein a rau é présance
Un Tad e mès chaginet
El de varhue, drè me of-fance,
Ne gredan mui er sellet.
Allas! ne véritan mui
En droéd a vab én hou ty :
N'en d'on meit ur mise-rabl :
Mæs hui e zou hoah me zad :
Pardonnet, tad charitabl,
Pardonnet d'ur mab in-grat.

*En Tad.*

Sàn, boquedein, ma hroai-dur,
M'ha cár èl quént hemp mesur ;
Er vrastet ag ha visér
E gresq hoah me huanté,
Hac a zistau me holér :
Ne santan mui meit trubé.
Laquès, degasset bolteu
D'em broaidur, hac é vi-sen ;

Gusquet dehou ém présance
E sai guër a huéh aral,
Hanem m rehen a noblance
Collet dré é vuhe fal
Lahet bean el lartan
D'hobér fest d'em mab yonacan;
Oulet a méa pélé varbua,
Chetul ean deit é buhé :
Quérent, amied mou calhue
De guémér lod ag er joé.

A pe recen ar péhour :
Ean er huq; ean er honsol,
Ean er hag guël eit jamæs.
Guetur g u guet ur parol,
Ean el laca en é æz
Dés. péhour, guet caran é,
Retorn bean devat ha Zoué
Ha ç'anemis Lucifér
E gutt i hac ha ç'mean.
Doné hé gusquou guet splannér
A grœcen er Sperèd-glan.

RÉFLEXION.

El-cé e hra hur Hroéour *El cé revou groeit.*

Er parabol-men a zivout er Mab Prodig, tennet ag en Aviél, hac espliquet amen, a zon pourfitabl bras, de goareis é special, eit accouragein er péhour de retorn de Zoué a galon vad, dré er bénigen, ur gùr gontrition, hac ur govézion groeit a huellan ma héllér; mar carér quemér poén de chongeal a barfæt é madeleah en Eutru Doué pentret sclær guat Jeaus-Chrouist memb ér Parabol-men, quavrater misérieu a héli ar péhet.

## PEDENNEU EIT ER PROMESSEU ER VADIENT.

É hanhue en Tad, hac er Mab, hac er Sperèd-Santel É hanhue en tri Person adorabl-zé é on bet badeet ha renehuéein a ran er promesseu e oé bet groeit aveid on nezé ar er fonce a Vadient, ha disclærien e ran a greis me halon é ran profession ag el lézen a grecheneah, é péhani é tesiran bihuein ha merbuel. Mil bennoh e ran d'oh men Doue, hou pout m'en groeit crechén me heméret eid unan a hou pugale, ha m'en groeit croaidur d'en Ilis

Ya, men Doué, me renonci a volanté vad de Satan hou ç'anemis ha me hani. M'en abandonn eit jamæs; ne fall quet d'ein m'en devou bilt erbet ar-n-an, ha délesel e hran eit birbuiquin compagno-

neah er béherion hanàuet eid é sérviterion maleurus.

Me renonci d'er bed ha d'é vobanceu, d'en asaambléieu, d'er hrolleu, d'en divertissemanteu dihuennet d'er hustumeu fal, d'er vaniteeu a béré en hum chervige en diaul eid hun trompein hac hur hol.

Me renonci d'en orgueil, d'er gloër. d'er haz. d'en ivi, d'en infamité, d'er chongeu vil a baillardigueah, d'en ivraignereah, d'er chervad. d'er goalgonzereah d'en ol pehedeu, d'en ol occasioneu a nehai, d'er filageu, ha fal gompagnoneaheu.

D'oh-hui, Drinded adorabl, un Doué hemp quin é tri person, en hum hloestran èl d'em Hrouéour.

Tad éternel. me zou hou croaidur ; d'oh enta é vennan rantein er respet, er garanté, en aboeissance hac ar chervige e houlennet hace zou deliet d'oh

O Jésus, me Salvér ! me ol hoant ha desir e hou quemér aveit scuir, dougue me hroez ar hou lerh, sentein doh hou courhemeneu, hac héli hou lézen, bihuein ha merhuel aveid oh, èl ma hoès bihuet. ha ma oh marhuet aveid on.

Spered-Santel. me hum ra d'oh : conduiet-mé én hent a me salvedigueah; reit, t'ein nerh de-resistein doh anemised me inean, ha courage de feahein me fal inclinationeu; reit aclærdér d'em apered ha tuemdér d'em haranté.

Reit t'eign er græce, ô m'en Doué ! de vout fidel d'er péh e bromettant, ha de vihuein èl ur guir gréchen croaidur de Zoué ha d'en Ihs, hac héritour d'en nean. dré vériteu Jesus-Chrouist hur Salver. Él-cé révou groeit.

**Act eit hum laquat idan protection er Huérhiès Sentel, e spécial a pe hum laquér é Berdiah er Rosær.**

Gûérhiès santel, Mam de Zoué, agréet ma stouyein dirac oh guet er vrassan humilité, eid hum laquat idan hou protection ; hac hou suplein d'astèn d'ein hou torn secourabl, eit me hondui erhat ér bed maleurus-men. Hou pouvoér e zou bras dirac Doué ol-buissant, hac er vadelcah, en druhé e hoes doh en dut queih, e zou ingal d'er houvoér e hoes é ean.

Hou madeleah e zigueor me halon : hou truhé doh emb e ra gred d'emb honfiance. M'hou quemér enta hinihue eit me Mam : queméret-mé aveit hou croaidur. M'hou choége eit m'Avocadès ; hum intéresset eid on, m'hou supli : dihuennet-mé é bep occasion.

Ol er græceu e mès bet receuet guet Doué, é spécial er deieu-men, e bas dré hou teourn, arlerh Doué en e mès obligation a nehai d'ou madeleah, hac arlerh Doué en hou truggiréquan a nehai a greis me halon.

Agréet, ô Guérhiès santel! er promesseu e ran hinihue de vout perpet fidel d'oh ; de zihoal guet sourci doh tout er péh e hellehé hou ç'offancein, ha de viret guet courage ne vehé jamæs groeit, na laret dirac oh nitra e hellehé displige d'oh.

Guerhiès Vari, me Mam caranteus, m'Avocades puissant, hum impléet aveid on dirac Jesus hou Mab a garanté, me Salvér, (e mès bet er boneur de receu hinihue) : goulennet aveid on ha guet-n-ein en donæson précius hag er Fe, un Espérance ferm, ur Garanté parfæt, goulennet aveid on ha guet-n-ein er burtet a gorv, a galon hac a speret, un humilité don, ur patiantet delhabl, aboeissance ha resignation ferm, é bep-tra, de volanté santel a Entru-Doue, nerh ha courage é peb croéz ; un imur ingal ha coutant e peb poen hac affliction.

Goulennet aveid on er græce d'hou quemer aveit scûr durand mem buhe, de pratiquein er vertuyeu e hoes pratiquet, ma veritein er secour a hou protection é pep occasion, ha drès pep-tra en ær a me marhue.

El-cé revou groeit.

**Pedeneit hum loquet éden protection er Huérhiès glorius Vari.**

Guérhies Vari, Mam de Zoué, guir consolation en inéanneu affliget, péréen dés recour doh-oh én ou ol poénieu, me hum laqua hinihue édan hou protection m'hou quemér aveid me, am ha m'Avocales dirac Doue : Rouannes en Nean hac en doar, quemeret-me ehué eit unan ha hou pugalé ha serviterion fidel. Me laqua etré hou teourn me horv, m'inéan, mem buhe ha me Marhue. Goulennet aveit on er græceu a beré en e mes dober er bed-men, eit gober perpet œvreu mad ha santel, inourabl aveit Doue, avantajus aveit on, ha pourfitabl aveit salvediguéah me nessan. Dres pep-tra, Guérhies santel, secouret-mé, en dé terribl ha dehuéhan, ma vou reit teign dacor cont a mem buhé de Zoué. Groeit ma varhuein é carante Jesus. Plige guet men Doué ma vou Jesus ha Mari en dehuéhan conzeu e larein, ha ma vou er momant-cé aveid on un tremen douce hac eurus ag er poenieu ag er vuhé d'er joéieu ag en éternité.

El cé revou groeit.

Vannes. — Imp. Gust. De Lamerzelle.